# Katalaneg

Ar **c'hatalaneg** (*Català*, *Valencià*) a zo anezhañ ur yezh romanek komprenet gant tost da 12 milion a dud e takadoù zo e Spagn, Frañs, Andorra hag Italia. An darn vrasañ eus an dud a ra gant ar c'hatalaneg a vez kavet e Spagn avat, dreist-holl e Kumuniezh Emren Katalonia.

| Katalaneg/Valensianeg (català/valencià) | |
|---|---|
|  | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Spagn, Frañs, Andorra, Italia |
| Rannved : | Broioù Katalanek: Katalonia, Aragon, Rousilhon, Kumuniezh Valencia, Inizi Balear |
| Komzet gant : | 6,5 milion aktivel, 12 milion pasivel |
| Familh-yezh : | Indez-Europek<br>Yezhoù Italek<br>Yezhoù Romanek<br>Yezhoù Italez-kornôg<br>Yezhoù Italez-kornôg ar C'hornôg<br>Yezhoù Galianek-Iberek<br>Yezhoù Iberez-Romanek<br>Yezhoù Reter-Iberek<br>**Katalaneg** |
| **Statud ofisiel** | |

## Taolenn



## Pelec'h e vez komzet?

An niver a dud a ra gant ar c'hatalaneg a zo etre 4 ha 12 milion. [1] (http://www.caib.es/conselleries/educacio/dgpoling/user/catalaeuropa/reduides/tripticangles.pdf),[2] (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=CLN).

Komzet e vez katalaneg el lec'hioù-mañ da-heul (eus an Hanternoz d'ar C'hreistez:

- Departamant ar Rousilhon e Frañs.
- Stad Andorra.
- Kumuniezh Emren Katalonia e Spagn.
- Lodenn reter Kumuniezh Emren Aragon e Spagn, a reer *la Franja* anezhañ (hag ez klok : *la Franja de Ponent* pe *la Franja d'Aragó* (tro Baixa Ribagorça, Llitera, Baix Cinca ha Matarranya ez ispisial).
- Kumuniezh Emren an Inizi Balear e Spagn.
- Kumuniezh Emren Valensia e Spagn, lec'h ma vez graet alies Valensianeg eus ar yezh.
- Un takad bihan e Kumuniezh Emren Mursia a reer *el Carxe* anezhañ.

- Kêr An Alguer e Sardigna.

Graet e vez Broioù Katalanek (Katalanek: *Països catalans*) eus an holl lec'hioù-mañ, dreist-holl gant ar vroadelourion.

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Andorra; Katalonia, Inizi Balear, Valensia e Spagn; l'Alguer e Sardigna |
| Akademiezh : | Institut d'Estudis Catalans Acadèmia Valenciana de la Llengua |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | ca |
| ISO 639-2 | cat |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | CAT |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Statud ar yezh

Yezh ofisiel Andorra eo ar c'hatalaneg. Kenofisiel eo ivez e Spagn e Ranndirioù resis zo, d.l.e. Katalonia, an Inizi Balear ha Valensia, hag ivez e kêr An Alguer e Sardigna en Italia. N'en deus statud ofisiel ebet el lec'hioù ma vez komzet en Aragon nag e lec'h ebet all ma ra an dud gantañ, da sk. e Frañs.

## Rannyezhoù

E 1861, Manuel Milà i Fontanals a savas un doare d'ober an diforc'h etre rannyezhoù ar c'hatalaneg a c'heller rannañ e daou du pennañ: katalaneg ar reter ha katalaneg ar c'hornôg.

N'eus bevenn resis ebet etre an eil rannyezh hag eben abalamour d'an takadoù tremen a gaver kazi atav kenetreze (nemet, evel-just, evit ar pezh a denn da rannyezhoù an Inizi).

Ouzhpenn-se, ez eus meur a isrannyezh disheñvel e-barzh pep rannyezh pennañ hag a c'heller isrannañ evel-mañ:


Kartenn rannyezhoù ar c'hatalaneg

**Katalaneg ar c'hornôg**

- *Katalaneg ar gwalarn*
  - *Doare Ribagorça*
  - *Doare Pallars*
  - *Doare Tortosa*
  - *Doare Lleida*
- *Valensianeg etre* (a c'hell bezañ lakaet da valensianeg pe da gatalaneg ar gwalarn)
  - Valensianeg an Hanternoz
  - Valensianeg pouezet (*valencià*

**Katalaneg ar reter**

- *Katalaneg an hanternoz pe* rousilhoneg *(Rousilhon)*
  - *Doare Capcir*
  - *Norzh-katalaneg etre*
- *Katalaneg ar c'hreiz*
  - *Català salat*
  - *Doare Barselona*
  - *Doare Tarragona*
  - *Doare Xipella*
- *Doare an Inizi Balear*
  - *Doare Mailhorka*

*apitxat*) pe kreiz-valensianeg

- Valensianeg ar c'hreisteiz
- Mailhorkeg Tàrbena hag ar Vall de Gallinera (Valensia)
  - *Doare Menorka*
  - *Doare Eivisa*
- *Doare An Alguer* (Italia)

### Statud ar valensianeg

Hogos pep skol-veur a zo ha tost an holl yezhourion a bled gant ar yezhoù romanek a zo a-du evit lavaret ez eo ar c'hatalaneg hag ar valensianeg an hevelep yezh, daoust d'an diforc'hioù rannyezhel a gaver etre an takadoù, ha ne glot ket ho harzoù gant re ar C'humuniezhioù Emren eveljust.

Ur gudenn bolitikel kentoc'h evit yezhoniel eo neuze an diforc'h a vez graet etre an daou doare yezh-se, dreist-holl pa vezont lakaet da *yezhoù disheñvel* an eil diouzh eben. Trubuilhus a-walc'h eo evit gwir ar gudenn-mañ, avat, ha savet ez eus bet un doare-skrivañ ispisial evit ar valensianeg gant Akademiezh ar yezh-se a-benn brasaat an diforc'hioù etrezi hag ar c'hatalaneg a vez komzet e Katalonia dreist-holl.

Gwir eo e c'heller gouzout dre e gomz hag-eñ e teu unan bennaket eus Katalonia pe eus Valensia, met ken gwir all ez eo n'o devez kudenn ebet evit en em glevet an eil gant egile. E gwirionez eo tostoc'h an doare yezh-se evit an doareoù yezh katalaneg a gaver en Inizi Balearez hag a vez diaes a-walc'h da gompren a-wechoù, ha koulskoude eo ral a-wech e vez klevet ez eo doareoù yezh an Inizi-se yezhoù disheñvel diouzh ar c'hatalaneg.

## Istor ar yezh

Ar c'hatalaneg a voe diorroet en IXvet kantved diwar al latin poblek e pep tu eus ar Pinineoù e Rousilhon, Empuries, Besalú, Cerdagne, Urgell, Pallars ha Ribagorça).


Ar c'hatalaneg e departamant gall ar Pyrénées Orientales

Tost-tre e oa ar yezh-se ouzh an Okitaneg ha d'ar penn-kentañ e oa hogozik ur rannyezh okitanek hepmuiken.

Pa deuas mare ar *Reconquista* e voe ledanaet tachenn ar yezh, kaset pelloc'h-pell betek Barselona, Tarragona, Lleida ha Tortosa, Rouantelezh Valensia o tizhout an Inizi Balearez hag ar gêr anvet l'Alguer e Sardinia.

Etre an XIIIvet hag ar XVvet kantved e teu ar c'hatalaneg da vezañ ur yezh pennañ tro-dro d'ar Mor Kreizdouar. Barselona a oa anezhi dija ur gêr a-bouez rak servijout a rae dreist-holl da borzh evit Impaelouriezh Aragon.

D'ar mare-se, an holl skrivagnerion a save skridoù (estreget barzhoniezh avat) a implije an anv 'katalaneg' evit ar yezh-se e pep korn ma veze graet gant doare komz katalanek, da sk. Ramon Muntaner e Katalonia ha Ramon Llull e Mailhorka.

Evit meur a abeg ez eas levezon Valensia war greskiñ ivez etre ar XVvet hag ar XVIvet kantved ha neuze e krogas an dud d'ober 'valensianeg' evit ar wech kentañ eus ar yezh a veze implijet gante kentoc'h eget 'katalaneg'. E-kerzh an XVIvet kantved e cheñchas yezh an darn vrasañ eus kargidi uhel Valensia en ur gomz ha dreist-holl en ur skrivañ kentoc'h e spagnoleg eget e katalaneg. Al labourerion hag ar peurrest eus ar bobl o chom pe war ar maez pe er c'hêrioù a gendalchas d'ober gant o yezh-i avat.

E penn-kentañ an XIXvet kantved e tegouezhas an emsav sevenadurel a reer Renaixença anezhañ. Gant-se e teuas meur a hini e-touez renkadoù uhel ar vro d'ober en-dro gant ar c'hatalaneg hag ar valensianeg. Santet e vez efedoù pozitivel an emsav-se hirie an deiz c'hoazh.

E-pad diktatouriezh Franco (1939-1975) e oa difennet ober gant ar c'hatalaneg pe gant n'eus forzh peseurt 'yezh rannvro' all, da lavaret eo an euskareg hag ar galizeg. Goude marv Franco avat e voe roet ur statud kenofisiel d'ar c'hatalaneg ha bremañ e vez implijet er vuhez politikel, er skolioù hag all. Bez' ez eus ivez meur a bemdezieg e katalaneg, da skouer *Avui*, "El Punt" hag *El Periódico de Catalunya* (embannet e spagnoleg hag e katalaneg). Chadennoù skinwel ha skingomz publik ha prevez a zo ivez e katalaneg: *Televisió de Catalunya* (TVC), *TV3* ha *Canal 33* hag ivez ur chadenn geleier 24/24 anvet 3/24. Meur a chadenn lec'hel a zo ivez.

# Skouerioù

Sed un nebeud frazennoù implijet alies e katalaneg:

- Katalaneg: *Català*
- salud: *hola*
- kenavo: *adéu*, *adéu siau*, *a reveure*
- mar plij: *si us plau*
- trugarez: *gràcies*, *mercès*
- digarez: *perdó*
- hemañ/homañ: *aquest*; *aquesta*
- pegement eo?: *quant val?*; *quant és?*
- ya: *sí*
- nann: *no*
- Ne gomprenan ket: *No ho entenc*
- Pelec'h emañ ar priveziou?: *on és el bany?*
- Yec'hed mat!: *salut!*
- Ha komz a rit brezhoneg?: *Que parla el bretó?*
- Ha komz a rit katalaneg?: *Que parla el català?*

# Gwelet ivez:

- Yezh minorelaet
- Politikerezh yezh
- Yezhoù Unaniezh Europa
- Associació d'Escriptors en Llengua Catalana

# Liammoù diavaez

- Institut d'Estudis Catalans (http://www.iec.es/)
- Acadèmia Valenciana de la Llengua (http://www.avl.gva.es/)
- Ethnologue report for Catalan (http://www.ethnologue.com/show_language.asp?code=cat)
- Catalan resources in the Web (http://catalunya-lliure.com/recursos.html)
- Geriadur Katalaneg-Saozneg (http://www.websters-online-dictionary.org/definition/Catalan-english/).
- Learn Catalan online (http://www.101languages.net/catalan/)
- Wikivoyage - Catalan phrasebook (https://en.wikivoyage.org/wiki/Catalan_phrasebook)
- Televisió de Catalunya (http://www.tvcatalunya.com/)
- Diari *Avui* (http://www.avui.cat/) - Kazetenn gatalanek
- Diari *El Punt* (http://www.elpunt.cat/) - Kazetenn gatalanek
- Catalan Wikibooks (https://wikibooks.org/wiki/P%C3%A0gina_principal)
- Diccionari Català del IEC (http://pdl.iec.es/entrada/diec.asp)
- Diccionari Català-Valencià-Balear (http://dcvb.iecat.net/). e katalaneg, embannet gant an Institut d'Estudis Catalans ha Editorial Moll.
- DACCO (http://www.catalandictionary.org/). Open source Raktres geriadur Saozneg-Katalaneg / Katalaneg-Saozneg.
- La langue catalane (http://eric.hurtebis.chez-alice.fr/catalan.htm)

---

Adtapet diwar « https://br.wikipedia.org/w/index.php?title=Katalaneg&oldid=1856878 »

**Kemmoù diwezhañ degaset d'ar bajenn-mañ d'an 18 Du 2019, da 09:11.**

Gallout a reer implijout an testennoù zo dindan an Aotre-Implijout Creative Commons Dereiñ/Kenrannañ diouzh an hevelep divizoù; divizoù ouzhpenn a c'hall bezañ ivez. Gwelet an Doareoù Implijout evit gouzout hiroc'h.